# BUEZ JOSEPH,

## MAB DA JACOB,

**Laqet e Güerz gant ur Bêleg a Gastel-Pol.**



E MONTROULEZ,
E ty LÉDAN, Imprimer, e traôn ru ar Vur.



# BUEZ JOSEPH,

## MAB DA JACOB.

LAQET E GUERZ GANT UR BÊLEG A GASTEL-POL.

Var tou : *Va Doue leun a drugarez.*

## JOSEPH GUERZET GANT E VREUDEUR.

**Genez. 37.**




JACOB, pehini a voa Israël ivez hanvet,
Cazi epad e vuez zo bet persecutet;
Crissa persecution en devoe gouscoude
Da souffr, e voe an hini a bers e vugale.

Beza en doa daouzec mab : Ruben, Simeon, Leví,
Judas, Dan, hac Isachar, Zabulon, Nephtali,
Gad, hac Aserha, Joseph, an daouzecvet erfin,
Hac an diveza ganet a hanvet Benjamin.

Eus an unnec all Joseph a voa ar yaouanca.
D'e dad Israel un deiz e teuas da zisculya
O d'oa darn eus e vreudeur coumetet ur c'hrim bras,
Ar pez a eure dezo caout ountàn calz a gas.

O velet gantà un deiz un habit marellet,
En d'oa roet e dad dezàn, dre m'oar muia caret,
E teujont da gaout ountà qement a gassoni
N'ellent lavaret dezàn guer agreabl qen mui.

Dont a ras o c'hassoni da gresqi ountâ c'hoas,
Abalamour un devez dezo e lavaras :
*Selaouit oll, va breudeur, un ure a meus bet :*
*Me zònje voan assambles ganeoc'h oc'h endram ed.*

*Va mala-me a velen o sevel en e za,*
*Ho re-hu d'e adori a zeue oll da soubla.*
E vreudeur a lavaras : *Ha sònjal a res-te*
*Penaos e vezi un deiz hon Mestr hac hon Roue?*

En despet da guementse, dezo ha d'e dad c'hoas,
Un ure all er c'his-mâ ur vech all a gontas :
*Ouz v'adori*, emezàn, *dre va c'housq e velen*
*Hac an eol hac al loar gant unnec stereden.*

E dad hac e oll vreudeur en reprenas neuze,
Hac a lavaras dezàn : *Petra a fell dide*
*Gant da ureou*, emezàn, *deomp-ni da lavaret?*
*Sònjal a rez-te' vezi ganeomp-ni adoret?*

E vreudeur-ta ouz Joseph o d'oa eas hac avi,
Mes e dad, eme'r Scritur, a zònje a zevri
Er pez en devoa Joseph dirazàn lavaret;
Mes balamour d'e vreudeur en d'oa en reprenet.

Israël eta zalc'he Joseph er guear gantàn,
Gant aoun na deuj'e vreudeur da ober drong dezàn.
Aben un nebeut amzer gouscoude e sònjas
E the beza uzet o malu hac o c'has

Dezàn ta un deiz a voe e teu da lavaret :
*It, va mab qer, da velet penaos emâ ar bed*
*Gant ho preudeur, ha qercoulz ive gant ar chatal.*
Joseph a voa qer sentus, ma partias ractal.

Pa voe ta gant e vreudeur a ziabell gûelet,
Ar zantimant d'e laza a zeu en o speret;
Evellen e lavarent, dre ma sellent ountâ :
*Cetu aont an ureer; red ê deomp e laza.*

*Lazomp-èn ta, ha neuze e velo da betra*

*E vezo bet servichet e ureou dezâ:*
*D'hon tad, goude, emezo, e c'hellimp lavaret*
*Penaos ul loen furius en deus en devoret.*

Ruben, ar c'hossa outo a reas e bossupl
Evit distrei e vreudeur diouz ur c'hrim qen horrupl,
Hac a lavaras dezo : *Na dit qet da souilla*
*Ho taouarn gant e c'hoad, gant a reot diana.*

*Güell e ve deoc'h*, emezàn, *e zisqen en beo*
*En ur punç sec'h zo amâ, hac el lezel eno;*
*Ho taouarn da riana a vezo neuze nead,*
*Dre na vezint qet souillet o souilla e c'hoad.*

Qementse a lavare, dre ma felle dezâ
Tenna e vreur ac'hano ha d'e dad e renta
Pa vije eat e vreudeur ac'hano en o rout.
Cetu ta Joseph neuze eno oc'h erruout.

E vreudeur a gommanças dre lemel digantâ
An habit-se marellet pehini a rea
Ar sujet eus o avi ; ha dre avis Ruben,
Er punç sec'h a voa eno e teujont d'e zisqen.

Evit debri o bara goude ec'h azezjont. '
Marc'hadourien o tremen tost eno a veljont,
Ha Judas a lavaras : *Güell e ve deomp güerza*
*Hor breur d'ar reont, emezàn, eguet dont d'e laza.*

E avis gant e vreudeur a voe cavet güell vad,
Hac eus ar punç e tenjont o breur Joseph timad ;
Evit uguent pez arc'hant en rojont d'an dud-se,
Pere ganto en Egypt er c'haças hep dale.

Ruben ne voa qet eno pa voe Joseph güerzet ;
Mes d'e glasq prestic goude o veza distroet,
En defot caout anezàn, e reas ur c'hañn bras,
Ha gant e c'hlac'har memes e zillad a rogas.

E vreudeur all dinatur, hep differi momet,
A drempas habit Joseph e goad ur bouc'h lazet.

E gaç a rejont gante da lavarat d'o zad :
*Guelit ha neo qet heman e ve habit ho mab.*

Israël oc'h en anaout, raetal a lavaras :
*Ia, sur oun, emezàn; ennes eo sur, sivoas!*
Hac e repetas neuze, o scuilla daelou druz :
*Va mab Joseph zo dêbret gant ul lœn furius!*

Regui a ras e zillad, hac epad pell amzer
E scuillas calz a zaëlon gant ar c'heuz d'e vab qer;
Hoguen ne zônjas morse e vije bet capapl
E vugale da ober un dra qen detestapl.

En dro dezàn e teujont oll d'en em assambli,
Hac o fossupl a rejont evit e gonsoli;
Mes da galmi e c'hlac'har ne voa moyen ebet.
*Allas! biqen, emezàn, ne vezin consolet.*

*Adalec an heur bresant bete'n heur ma varvin,*
*Da varo va mab Joseph nôs ha deiz e voelin:*
*Ha ne vezo mui capapl netra var an douar*
*Da galmi e nep fêçon va c'heuz ha va glac'har.*

## Reflexion.

D'an tadou ha d'ar mamou profitapla qentel
Eo an daelou en deveus bet scuillet Israël!
Ma teuint da laqat eves na vent d'o bugale
Caos da gaout droug hac avi an eil oud egile.

Mar deo just ha rêsonabl caont mui a garantez
Evit ur mab pehini en deus mui a furnez
Eguet n'en deus e vreudeur, ur guell danjer bras eo
Rei mercou a breferanç dezàn a zirazo.

D'an nep a garer muya e noazer, o laqat
Dre verqou a breferanç e vreudeur d'e gassât·
N'ell qet un tad procuri brassoc'h mad d'e lignez
Eguet laqat ar peoc'h da rên en e zoûez.



## PURETE JOSEPH.

### Genez. 39.

EPAD ma edo Jacob d'e vab qer o voela,
Ar re o d'oa en prenet a zeuas d'e verza
D'un den banvet Putiphar, den a gondition,
Un officer distinguet e pales Pharaon.

Done, pini eo aouten an dud persecutet,
A brocuras da Joseph, er vrô m'oa diguezet,
Mui a laouenidiguez ha muioc'h a faveur
Eguêt n'en d'oa bet cavet etouez darn e vreudeur.

E brudanç hac e acqet, e ear fur ha modest
A reas prest da Joseph gounit graç mat e vest,
Pini, eme ar Scritur, sclêr avoalc'h a vele
E voa e esclav yaouanq cunduet gant Doue.

Da c'houarn e dieguez e cargaa aneză,
Hep ma en em emmelle e-unan a netra.
Doue, e faver Joseph, da gresqi a laqas
Qement en d'oa Putiphar en ti hac er meaz.

Ouspen ma zoa Joseph un den fur ha prudant,
En devoa gant qementse ur guenet ravissani,
Ar pez a deuas da veza dre hir amzer pen caos
Ma teuas pried Putiphar da dronbli e repos.

Dre'r garantez disordren e teu qen divezet,
Ma clasqas laqat Joseph da gŭeza er pec'het;
Hoguen Joseph a yoa re zantel ha re fur
Evit dont da gonsanti da un dra qen udur.

Dezi ta e lavaras : *Va Mestr ha va Autrou*
*En deus etre va daouarn laqet e oll vadou,*
*Hac evitàn e-unan n'en deveus reservet*
*Netra'n tout nemedoc'h-u, pini zo e bried.*

*Penaos-ta ec'h elfen-me en andret va mestr mat*
*Peza qen dianaoudec, qen injust, qen ingrat,*
*Evit dont d'ober dezan un affront qer mezus,*
*Hac offanci va Doue dre'r pec'het qer grevus?*

Hoguen, ar vreg maleürus, pell da zont da furrât
Dre ar c'henteliou santel ha dre an exempl vad
A roe Joseph dezi, a zeuas, er c'hontrol,
Da boursu mui-oc'h-mui e desseignou dirol.

Un devez pa na d'oa nemet Joseph en ti,
O cregui en e zillad, e clasqas obteni
Ar pez en devoa Joseph gant qement a fermder
Betec an heur a neuze refuset da ober.

Joseph en devoe neuze recours d'ar güir remed,
Pini eo, a dra certen, diouc'h an danjer tec'het,
Hac a lezas e vantel gant ar vreg direol,
O tont d'en em zifframma diouti gant horrol.

Neuze ar vreg impudic, o velet voa chommet
Ar vantel en e daouarn, en em gav disprijet;
He c'harantez disordren neuze to a chenchas
En ur gassoni marvel hac en ur goler vras.

Commanç a reas da grial, da c'hervel tud e zi,
Ha dezo e lavaras : *Va fried*, emezi,
*En deus digacet amâ eus brô an Hebreed*
*Un den evit ma vijen gantâ disenoret.*

*Edo o clasq va forci; mes p'on deut da grial,*
*En deus lezet e vantel hac eo tec'het ractal.*
Pa zistroas e fried, e lavaras dezâ,
En eur zisqüez ar vantel, ivez ar memes tra.

Evit cresqi e goler, e teu ar vreg iffam
Da deurel var e fried lod memes eus ar blam,
O rei dezân da entent en d'oa var e fèçon
Da outraji anezi roet commission.

Putiphar ta, o credi re vuan e bried.
A antra en ur goler hac a voa bras meurbet;

Hac evit beza Joseph divlam a guementse,
Ec'h ordrenas e blanta e prison ar Roue.

Doue, eme ar Scritur, eno c'hoas en heulias,
Hac ar joher o velet e voa Joseph fur bras,
A guement a voa eno a ro ar garg dezâ,
Hep ma teu d'en em emel e-unan a netra.

### Reflexion.

Joseph e faos accuset gant ur vreg maleürus,
Eus a ur c'hrim a bini n'oa nemeti fotus,
Zo un exempl pehint nemet re alies
Ne velomp da imita, siyoas, en hon toues.

Ar vreg-se a represant deomp an heretiqet,
Pere, gouda m'o deveus d'ar Feiz renoncet,
A zeu c'hoas da accusi ar gatholiqet vad
Eus ar c'hrim bras o deveus int o unan great.

Evelse hon eus güelet carguet ar prisoniou
A dud honest, tamallet eus a bep seurt crimou,
Epad ma velet savet d'ar c'hargou huella
Tud pere a voa coupapl eus ar c'hrimou brassâ.

Hoguen, evel ma voe da Joseph e brison
Eus e c'hloar ar pen-caos hac an occasion,
Caëra ornamant ivez e deveus an Ilis
Eo an dud persecutet abalamour d'ar Feiz.

Mes neo qet gloar ar bed-mâ eo a dle da c'hortos
Ur C'hristen persecutet, mes gloar ar Barados;
Ha pell da gaout cassoni ouz e adversourien,
O c'harout a vir galon a dle ur guir Gristen

Divlam demeus ar c'hrimou zo dezàn tamallet,
Ec'h anav en deus Doue a hent all offancet,
Hac e teu da adori an dorn pini n'er sco
Nemet evit ma vezo dre ze rentet salo.

## JOSEPH EBARS ER GLOAR.

### Genez. 40.

EPAD ma edo Joseph en Egypt er prison,
Daou eus a zervicherien ar Roue Pharaon
O veza e offancet, ar Roue fachet outo,
Er prison m'edo Joseph a laqas anezo.

Unan demeus an daou-ze a voa mestr boutailler
D'ar Roue, hac eguile voa ar mestr paneter;
Ar c'henta a zerviche d'ar Rone da eva,
Hac an eil a voa carguet da fournis ar bara.

Goude m'oa bet ur pennad er prison an daou-ze,
O devoe en un nosvez o daou peb a ure,
Pere a reas varno calz a impression,
Dre m'en em gavent conform gant o c'hondition.

Joseph o veza eat d'o c'haout diouz ar mintin,
Hac o vezà remerqet o d'oa calz a chagrin,
A zeu da c'houlen outo perac en em gavent
An deiz-se chagrinetoc'h eguet na vijent qent.

*Peb a ure*, emezo, *en nôs-mâ hon eus bet*,
*Gant pere en em gavomp spontet oll ha nec'het*,
*Ha neo qet possubl deomp, o veza er prison*,
*Caout den da rei anezo an explication.*

*Eus an dra-se*, me Joseph, *ne zeus nemet Doue*
*A guement a ve capabl; disclêryit-hi din-me.*
Ar boutailler-ta neuze a lavar evelleu :
*Me zônje din dirazôn guelet ur vinien.*

*Ar vinien e devoa tri c'hef a sônje din,*
*Hac eus enni bleun savet, ha goude-ze resin;*
*Prest int deut da zarevi hac e meus-hi goasqet,*
*Hac ar güin grêt anezo da Pharaon roet.*

*An tri c'hef*, eme Joseph, *eus ar vinien-ze*
*A represant penaos Pharaon*, *ho Roue*,
*Aben tri devez amd a roï deoc'h a nevez*
*Ar garg pehini ho p'oa gentoc'h en e bales.*

*Me ho ped da lavaret neuze da Pharaon*
*Penaos oun laqet amâ hep na güir na réson;*
*Rac me a zo bet laëret eus brô an Hebreed*,
*Ha ne meus grêt ee vrô-md qen nebeut droug ebet.*

Me ho ped da remercont amâ en eur dremen,
Ne zeuaa morse Joséph d'en em glêm ens a zen.
Pa vezimp-ta oblijet d'en em justifia,
Espernomp evel Joseph e enor d'hon nessa.

Ar paneter o velet ar gonsolation
En d'oa bet e gamarad dre'n explication
En d'oa grêt dezàn Joseph, en em laqas ivez
Da zisclërya e uro neuze gant calz a bres.

*Me sônje din e touguen var va fenn*, emezâ,
*Tri baner*, *hac e zoa en hini huella*
*Qement seurt traou a eller gant toas da furmi*,
*Mes*, *allas! al lapoucet a zeue d'o debri.*

*Tri devez*, eme Joseph, *dre an tri baner-ze*,
*A zo deoc'h represantet*, *allas! paour qêz*, *neuze*
*D'ar maro gant Pharaon e viot condaonet*,
*Hac ho corf a servicho da voued d'al lapoucet.*

Explication Joseph en em gavas güirion:
A benn tri devez goude edo gonet Pharaon;
Rac da guever an deiz-se eo e zoa bet ganet,
Hac e laqaa prepari ur banqet caër meurbet.

Dont a reas memor dezán eus e zaou brisonier,
Hac e rentas adare e garg d'ar boutailler;
Mes allas! ar paneter n'en devoe graç ebet:
D'ar maro gant Pharaon e voe prest condaonet.

Ar bentailler pa edo en e brosperite,
N'en devoe soneb a Joseph nemet daou vloas goude;

Neuze e teuas dezàn sonch dre occasion
A zaou ure en devoe d'ar poent-se Pharaon.

Ar Roue-mâ o veza qemennet d'e bales
An oll dud fur hac habil eus e rouantelez,
Evit explica dezàn an ureou en d'oa bet,
N'eljont rei var guementse dezàn respont ebet.

Sonch a zeuas d'ar boutailler eus a Joseph neuze,
Hac e teuas da lavarat evellen d'ar Roue:
*Anzao a ràn va fec'het, fazi bras a meus bet*
*Da teza bet qen dizonch ha qen dianaoudec.*

*Pa edomp-ni er prison, ar paneter ha me,*
*Hor boe er memes nosvez hon daou peb a ure,*
*Hac eno un den yaouanq eus brô an Hebreet*
*En deus bet hon ureou deomp hon daou expliqet.*

*Qement en d'oa lavaret an den yaouanc-se deomp*
*A zo bet oll c'hoarvezet poent evit poent ganeomp.*
*Ar paneter d'ar maro a zo bet condaonet,*
*Ha dìn-me va c'harg genta oc'h eus bet, Sir, rentet.*

Pharaon var guementse ractal a ordrenas
Qerc'hat Joseph d'e gavet; dezàn e lavaras:
*Me am eus bet daou ure, ha n'em eus c'hoas cavet*
*Den da rei din diouto explication ebet.*

*Clêret em eus lavaret penaos c'houi ho poa*
*Un talant particulier evit o expliqa.*
*Neo qet me,* eme Joseph, *mes Doue eo errad*
*A roya var guementse da Pharaon qêlou mad.*

Pharaon a gommanças da Joseph da gonta
An ureou en nec'he, pere qent en devoa
Inutilamant contet da galz a dud habil.
*Me sônj' edon,* emezàn, *var bord rivier an Nil.*

*Dre va c'housq,* eme'r Roue, *e sônje din guelet*
*Eus an Nil o sortial seiz bioc'h caër meurbet;*
*Dont a rejont da beuri var bordou ar rivier,*
*A bini e sortias seiz all treud dreist voder.*

*Biscoas saout qen difeçon n'em boa-me sur guelet*
*Ar seiz bioc'h lard a voe ganto prest devoret:*
*Hac ar pez am estone, voa güelet e chomment*
*Qer moan, qen treud, qen isqis, qen divalo ha qent.*

*O veza bet difunet, adare e cousqis:*
*Var ur goloen neuze o sevel e velis*
*Seiz penn ed hac a yoa leun ha boedec meurbet;*
*En o c'hichen e savas seiz goullo ha divoed.*

*Ar re-mâ a zevoras ar seiz penn qenta-ze.*
*Cetu*, eme Pharaon, *aze an daou ure*
*Pere am eus bet contet da galz a dud güiziec,*
*Hep n'am be c'hoas diouto explication ebet.*

*Me vel, Prinç*, eme Joseph, *penaos ho taou ure*
*Ne reont nemet unan. Dreizo en deus Doue*
*Dec'h-u, Roue Pharaon, roet d'anavezout*
*Ar pez a dle er vrô-mâ hep dale c'hoarvezout.*

*Ar seiz bioc'h lard a verq, coulz hac ar seiz pen leun,*
*E vezo epad seiz vloas abondanç vras a c'hreun;*
*Ar seiz bioc'h treud, er c'hontrol, hac ar seiz penn divoed,*
*Seiz bloaves qeraoueguez a zo deoc'h, Sir, merqet.*

*Dreizo o daou eo merqet ar memes güirionez:*
*An eil a ro d'ar c'henta un assuranç nevez,*
*Hac a verq ec'h erruo hep dale an dra-ze:*
*Rac-se' roin un avis deoc'h, Sir, evit quement-e.*

*Carguit un den a vezo fur hac ingenius,*
*Da zestum en dro bado ar seiz bloaves edus*
*Demeus an ed ar bempet dre ho rouantelez,*
*Da servichout da remed enep an naouneguez.*

Da Pharaon e plijas coulz ha d'e vinistret
An avis en d'oa Joseph dirazo proposet,
Ha dezo e lavaras : *Impossubl eut e vé*
*Caout un all evel emâ leun a speret Doue.*

Da Joseph e lavaras : *P'en deveus Doue deoc'h*
*Revelet an oll draou-ze, piou a ve capabloc'h*

*Eus ar garg a lavarit eguedoc'h oc'h-unan?*
*Rac-se var an oll Egypt da Vestr en ho laqan.*

Var e viz e leqeas da Joseph ur voalen;
Goude e reas dezàn güisqa un habit güenn,
Hac or c'holier aour goude a roas c'hoas dezâ:
An traou-ze a voa merqou eus ar garg huella.

Var ur c'har pompus neuze e reas dezàn piqnat,
Hac en e raoc un herod, a grie voa laqeat
Da Vestr var an oll Egypt, ha penaos e zoa
Obliget tud ar vrô-ze da stouèt dirazâ.

Gant Pharaon voe Joseph hanvet salver ar bed;
Rei a reas ive dezàn eus ar vrô nr pried:
Aseneth voa he hano. Anezi en devoe
Daou vab abars ma teuas ar guernes er vrô-ze.

Manasses e voe hanvet gant Joseph ar c'henta,
Hano hac a sinifi en d'oa Doue dezâ
Great dre e drugarez ancounac'haat a greun
Ar pez en d'oa bet gentoc'h a boan hac a anqen.

An hano a Ephraïm d'e eil vab a roas,
Hano hac a sinifi en devoa great ar c'hraç
Doue dezàn da gresqi ha da zevel huel
En eur vrô e pehini e voa bet qen izel.

Evelse-ta an hano eus e vugaligou
A zigace da Joseph memor eus ar graçou
En devoa great dezàn; pronong an hanvou-ze,
A yoa evit Joseph renta graç da Zoue.

REFLEXION.

Cetu ar gloar, an enor dre hini e teuas
Doue da recompanci ar baciantet vras
Gant pini en d'oa Joseph souffret a galon vad
Pep seurt goal drêtamantchou abeura an dud ingrat.

Ma na vije bet Joseph güerzet ha prisoniet,
Ne vije qet bet ive d'ar gloar vras-se savet;

Nep a'en deus da anduri poan ebet er bed-mâ,
Ne dle qet ive credi dleet gloar an eû dezâ.

## BREUDEUR JOSEPH EN EGYPT.

Gant ar Roua Pharaon Joseph o veza bet
Laqet da Vestr absolu var a oll sujedet,
A zeu d'en em gomporti gant qement a furnez,
Ma reas ur vad infinit eu e rouantelez.

Pharaon a anavezas neuze aclêr hac anad
Peguer profitapl e zeo heulia ur gusul vad,
Ha ne ouffet qet biqen rei re' autorite
Da un den fur ha prudant en deua doujanç Doue.

Ar seiz vloaa a abondanç a deuas en effet,
Evel m'en d'oa bet Joseph d'ar Roue annoncet.
En oll guërion an Egypt Joseph a leqeaa
Evit destum an edou ober grignolou bras.

An destum a voe great gant qement a furnez,
N'en d'oe den dre'n oll Egypt eus a ed dienez,
Evit beza destumet grignoladou qer braa,
Ma teu d'o c'homparaji ar Scritur ouz an treaz.

Varlerc'h ar seiz vloaa edus a teuas qer fall amzer,
Ma teujot da gaout defot a ed e peb qarter;
Oll dud an Egypt a yas da gavet Pharaon,
Evit goulen diganta ed da derri o naon.

Pharaon da gaout Joseph a gace peb-unan,
Ha dezo e lavare : *Me n'en em emellân*
*A netra'n tout*, emezân; *da gaout Joseph e zeot*,
*Hac evel a lavaro Joseph déc'h e reot.*

Joseph a reas diguëri neuze ar grignolou
En d'oa laqet da ober dre an oll garteriou,
Ha d'ar bobl eus anezo a leqeas rei ed,

Ha den dre an oll Egypt n'en d'oe defot abet.

Er vroyou all e zoa un naounegnez cruel;
E brô Canaan, a piui e chomme Israël,
E voa qernez bras ive, hac e voe prest clêvet
Penos e brô an Egypt e verzet calz a ed.

Israël-ta a gaças neuze' zeg vab cossa
Da brena ed d'an Egypt, hac a zalc'has gantà
Benjamin, ar yaouanca hac ar muia caret,
En aoun n'erruje gantà, o vont di, droug ebet.

Breudeur Joseph o veza eat ta o deg di,
En em laqjont d'an daoulin evit e zaludi;
Joseph o anavezas pa velas anezo,
Hoguen én na voe morse anavezet ganto.

Sònch a zeuas ive dezàn eus e ureou neuze;
Hoguen o veza nec'het e defot na vele
Benjamin ive ganto, o recevas dic'hraç,
Gant un ear sec'h ha dichec dezo a lavaras:

*A be vrô e teuit-u? C'houi zo, var a velàn,*
*Ispionet digaeet da velet ar vrô-màn.*
E vreudeur a respontas : *Pardon deomp hac excus;*
*Ni zo ho servicherien, tud dinoas ha peoc'hus.*

*Eus ar vrô a Ganaan e zomp amd deuet;*
*N'hon eus qen intantion nemet da brena ed,*
*Ha da un den ancien zo o chom er vrô-ze,*
*Pini en deus daouzec mab, ez omp oll bugale.*

*Ar yaouanca ac'hanomp er guér a zo chommet,*
*Hac ur breur all c'hoas hor boa, a zo disparisset.*
*Me velo*, eme Joseph, *ha güir a livirit :*
*Qen a deuy ho preur amd c'houi ne deot qet qüit.*

*Cacit unan ac'hanoc'h da querc'hat ho preur din,*
*Hac ar re all er prison ac'hann di a virin*
Epad tri devez neuze er prison o dalc'has,
A benn an drede devez o zennas ermeas.

Neuze' lavaras dezo : *Grit bremá va lavar ;*
*Unan en qüestl a chommo , ar re all d'ar guear*
*Da vit o breur a yélo , ha me royo déc'h ed ;*
*Mar d'eo guir a livirit , ne viot qet punisset.*

En eur barlant etrezo e leverjont neuze :
*An dra-md zo un effet eus a justiç Doue ,*
*Abalamour d'ar pec'het hon eus great , siwoas ,*
*O veza bet qer cruel en andret hor breur qeus.*

*Caër en d'oa hor supplia da gaout truez ountan,*
*Na remp na mann na seblant o clèvet anezän;*
*Hac o velet e anqen ne doamp morse touchet.*
*Cetu ar bunition demeus hor c'hrueldet.*

Ruben , ar c'hossa outo , a lavaras neuze :
*N'em boa-me qet lavaret déc'h-u d'an ampoent-se*
*Na rajac'h qet an dra-se ? ha n'em selaouac'h qet.*
*Ar bunition a velit bremd eus ho pec'het.*

En o langach o-unan evelse e comzent ;
Ne gredent qet voa possubl da Joseph o cntent ,
Rac e langach an Egypt outo e parlante ,
Dre voyen un disclérier co en em explique.

Mes Joseph a entente o langach en effet ,
Hac o clèvet anezo e voe qement touchet
Ma rencas en em denna da vouela a gostez ,
Ha goude ze d'o c'haout c'hoas e teuas a never.

Neuze' reas dirazo garotti Simeon ,
Ar c'hossa varlerc'h Ruben , hac e gaç d'ar prison ;
Evit ma teuje' vreudeur d'e guerc'hat qent a ze,
Eo ec'h ordrenas Joseph e drêti er guis-se.

D'e vreudeur all e reas rei ed da vont ganto,
Ha da vont d'ar guear neuze e lezas anezo ;
En e zac'h da bepini ec'h ordrenas laqat
An arc'hant en d'oa roet da baea e zac'had.

Unan demeus anezo a yeas da zigueri

E zac'h, pa voant disqennet en un hostaleri;
O çaont ennâ e arc'hant en em gavas souezet.
D'e vreudeur e lavaras : *Va arc'hant zo din rentet.*

Estonet oll ha tronblet, e leverjont neuze :
*Petra'n dra-mâ*, emezo, *en deus deomp grêt Doue?*
Aoun o devoa na vijent da laëron tremenet,
Var digarez an arc'hant en o zier cuzet.

Pa errujont er guear e lavarjont d'o zad :
*Mestr an Egypt gant un êr sec'h, dichec ha divad,*
*Gant comzou rust ha c'hoëro en deus hon recevet,*
*Rac sònjal a rê dezàn e zoamp ispionet.*

Qement a voa c'hoarvezet a gontjont goude ze,
Hac o d'oa ranqet ive prometti d'an den-ze
Disqûez dezàn Benjamin, ha penaos Simeon
A ranqje bete neuze chom eno er prison.

O zad a voç qer mantret, ma lavaras neuze :
*Hep dale ta e renqin coll va oll bugale!*
*Va mab Joseph zo maro, ha va mab Simeon*
*A zo, var a lievit, en Egypt er prison.*

*Fellout a ra deoc'h bremâ lemel c'hoas digane*
*Va mab Benjamin ive; mes n'er greot morse,*
*Rac ma c'herrufe gantàn droug ebet o vont dî,*
*N'ho pe qen, pa zistrofac'h, nemet va enterri.*

REFLEXION.

Buez Joseph a zisquez eo gant Doue reglet
An oll evenamantchou a erru dre ar bed,
Hac e zeo a dra certen d'an dud ur follentez
Sonjal dont da rebarbi enep e volontez.

Breudeur Joseph a zònje, p'edont ouz e verza,
E virjent mad na deuje d'en em accomplissa
E ureou, ha neuzê eo e teuent justamant
Da broouri anezo an accomplissamant.

Evelse dirac Doue ne deo, eme'r Scritur,

Eus ar bed an oll furnez nemet sottoni bur,
Ha ne zeus nep seurt cusul, na furnes, na prudanç,
Hac a elfe resista enep e Brovidanç.

Breudeur Joseph, p'er güerzent, neuze ne zantent qet
Eus o fec'het bras ar bouez hac an oll grevustet;
Mes goude ze, pa zeue Doue d'o funissa,
Neuze ervad e santent peguer grevus e voa.

Allas! epad ma pec'her neuze ne zônjer qet
Pegement a valeuriou zo o heul ar pec'het;
Goude ma zeo coumetet neuze co e veler
N'eus bec'h ebet da zouguen qer bras ha qer pounner.

## JOSEPH ANAVEZET GANT E VREUDEUR.

### Genez. 42.

Aa guernez dre'n oll vroyou nemet cresqi na rea,
An ed e ti Israël a voa échu dija;
Israël d'e vugale neuze a lavaras
E voa poent mont d'an Egypt evit qerc'hat ed c'hoas.

Judas dezàn' lavaras : *Ar Mestr eus ar vrô-ze*
*En deus deomp-ni lavaret hac assuret dre' le,*
*Ma na gaçchemp ganeomp hor breur yaouanqa dy,*
*N'oa qet ret deomp direzàn mont d'en em bresanti.*

*Mar qirit ta e lezel da vont ganeomp, ea zad,*
*Gantan da vrô an Egypt, ni a yêlo timad;*
*Mes mar en em obstinit da zônjal e zere'het,*
*Sur hep dale gant on naoun e rânqimp oll mervel.*

*Perac*, eme Israël, *oc'h eus-u lavaret*
*D'an den-ze ho poa ur breur a voa er guër chommet?*
*Evit va brassa maleur oc'h eus grêt an dra-ze.*
*Ret voa respont*, emezo, *d'ar pez a c'houlenne.*

*An den-ze, dre ma crede e voamp ispienet,*
*En deveus bet diouzomp calz a draou goulennet,*
*Hac hon tad a yoa beo ouzomp a c'houlenne,*
*Ha ni hor boa breudeur all a c'houlenne ive.*

*Nemet dre ma c'houlenne n'hon eus en respontet;*
*Ne zônjemp qet e teuje deomp-ni da lavaret*
*Nemet hor breur yaouanqa a gaçhemp ganeomp dy,*
*N'hor boa affer dirazan da en em bresanti.*

*Eus va breudeur*, eme Judas, *va zad, me a respont;*
*An droug a erruo gantàn a vezo var va c'hont.*
Neuze e teu Israël da gonsanti erfin
Lezel da vont d'an Egypt a vab qer Benjamin.

D'e vugale e reas caç presantchou ganto
Demeus ar frouezíou caëra a voa ebars er vrô,
Gant an arc'hant o devoa en o zier cavet,
Rac aoun na vije', mezàn, dre errol erruet.

Da baca'n ed a zeuje, arc'hant all a gaçjont,
Ha gant o breur Benjamin ractal a partijont,
Hac abars ma tiblacjont, e c'houlennas o zad
Graç dezo digant Doue da gaout un issu mad.

O veza eta neuze hep dale partiet,
En Egypt ec'h errujont hep goal rancontr ebet;
Evel m'o guelas Joseph ha Benjamin ganto,
E ro urz da brepari ul lein vad evito.

Er memes amzer Joseph a roas urz ivez
Da ober dezo antren diabars ar palez;
Un hevelep diguemer a rentas anezo
Qen nec'het, ma leverjont evellen entrezo:

*Abalamour d'an arc'hant pini hon eus cavet*
*En hor zier*, emezo, *omp amá destumet,*
*Hac evel laëron bremá e teuy d'hor c'hondaoni*
*D'hon derc'hel en esclavach hac hon loened ha ni.*

Rac se d'an den a affer pini o c'hundue

E teujont da lavaret evellen hep daie;
*Autrou, plijet ganeoc'h hor zelaou, ni ho ped:*
*Ni a zo bet c'hoas amâ ur vech all o vit ed.*

*An ed hor boa paeet déc'h, hac hon eus gouscoude*
*En hor zier bet cavet hon arc'hant goude ze;*
*An arc'hant-se hon deveus digacet ganeomp,*
*Hac arc'hant all da baea an ed a root deomp.*

*Né qet possupl deomp gouzout piou eo certenamant*
*En deveus en hor zier bet laqet an arc'hant.*
Emâ' lavaras dezo, ouz o güelet nec'het:
*N'ho pezet var guementse poan na morc'hed ebet.*

*Credi'* ellit, emezàn, *penaos ho Toue*
*En deus grêt en ho sier deoc'h caout an arc'hant-se;*
*Rac evidòn-me em boa diganéc'h recevet*
*An oll arc'hant a dleac'h da rêi evit hoc'h ed.*

Evit o dichagrina a qerc'has Simeon,
A yoa en güestl chommet evito er prison;
Da voalc'hi o zreid dezo a roas dour goude,
Ha d'o loened da zebri e roas boued ive.

Pa zeuas Joseph d'o c'haont, e stoujont dirazàn
D'an daoulin hac ec'h offrjont o fresantchou dezàn;
Receo a eure Joseph o fresantchou joaüs,
Hac outo oll e comzas gant un ear gracius.

Goulen a eure outo qêlou demeus o zad:
*Lavaret ho poa din-me,* emezàn, *va zud vad,*
*Penaos voa c'hoas beo ho tad, hac e voa goal gôs bras:*
*Lavarit din ta bremâ hac èn a zo beo c'hoas.*

*Ia, Autrou,* emezo, *beo eo ho yac'h ive.*
Joseph, o tont da zellet ouz Benjamin neuze,
A deu da c'houlen outo hac ennes eo a voa
Ar breur yaouanq a bim o d'oa comzet dezâ.

*Ra en devezo Doue ouzoc'h, va mab, truez,*
Dezàn' lavaras neuze, hac e zeas a gostez;
Dra ma santo e galon o tont d'en em domma,

E teu pront d'en em denna en e gampr da vouela.

Goude m'en devoe eno gonelet en liberte,
Ha güelc'het nêt e vizach, e tistro adare
D'al lec'h ma voa e vreudeur, hac e teu d'o renca
Pepini hervez e oad, onz e daul da leina.

Da velet hac e vreudeur o devije evi
Ouz e vreur qer Benjamin, ec'h ordrenas rei
Dezàn calz hrassoc'h loden eguet d'ar re gossa;
Oll e rejont gouscoude ur regal ar c'haëra.

Joseph a roas nenze urz d'e zen a affer
Da laqat mnia' elje a ed en o zier,
Ha laqat da bepini en e zac'h e arc'hant
A recevje digantàn evit e baeamant.

E sac'h e vreur Benjamin e reas laqat ive
Ar goupen pe'n taç arc'hant gant pini ec'h eve,
Ha goude m'oe partiet e vreudeur ac'hano,
E caças e intandant d'arrêti anezo.

Evel m'en d'oa o dizet, dezo e lavaras:
*C'houi oc'h eus grêt er vró-mà ur fallagriez vras;*
*Penaos oc'h eus-u ellet beza tud qen ingrat,*
*Ma oc'h eus d'am Mestr rentet an droug evit ar vad?*

*Ar goupen arc'hant pini a zo ganéc'h laeret*
*Eo a zervich da evo d'am Mestr mad do bep pred.*
*Penaos*, eme ar re-mà, *ec'h ellit-u sònjal*,
*Autrou, hor be-ni great un dra qen disleal?*

*Hon honestis, e gredomp, hon eus bet disquezet*
*O tigaç déc'h an arc'hant en hor zier cavet;*
*Penaos, goude gementse, ec'h ellit-u credi*
*Da laëres aour nac arc'hant hor be bet faltasi?*

*Ni a autre ma vezo laqeat d'ar maro*
*An hini eus ac'hanomp gant pini e vezo*
*An taç*, emezo, *cavet, ha ni c'hoas oll ouspen,*
*A chommo en ho servich evel esclavourien.*

*Salocras*, eme emâ, *nep en deus va laëret*,
*Ennes hepqen a vezo en esclavach dalc'het*,
*Hac ar re all a yêlo d'ar guêr en liberte.*
Da fouilla o oll zier en em laqas neuze.

Dre renq e teu da fouilla, o commanç dre'r c'hossa,
Hac o veza erruet gant sac'h ar yaouanqa,
E cavas an taç arc'hant e bar ar zac'h memes;
Hac e voe darbet dezo confounti gant ar vez.

Gant ar glac'har o devoe, o dillat a reucjont,
O ed var guein o ezen hep dale a zamjont,
Hac ouz o tistrei var eün da gaout Joseph e kear,
Dirazàn en em slapjont var o faç d'an douar.

*Da berac*, eme Joseph, *oc'h eus grêt an draze?*
*N'ouzomp qet*, eme Judas, *Autrou, var guementse*
*Petra' elfemp da respont : n'hon eus escus ebet*,
*Pa zéo gant Doue memes ez omp coupapl cavet.*

*Rac-se, e punition eus a ur seurt torfet*,
*D'an esclavach e vezimp ganéc'h oll condaonet!*
*Salocras*, eme Joseph, *ne rin qet an draze;*
*Ne viot qet oll dalc'het, un dra injust e ve.*

*An nep en deus va laëret, ennes eo a chommo*,
*Hac ar re all d'ar guear gant o ed a yêlo.*
Judas dezàn' repontas : *Autrou, plijet ganeoc'h*
*Accordi d'ho servicher ar c'hraç da gomz ouzoc'h.*

Neuze' ta e tisclêryaa peguement voa caret
Gant o zad o breur yaouanq, hac ar boan o d'oa bet
O caout ar bermission dezàn da zont ganto,
Hac en devoa prometet en renta'r guêr salo.

*Rac sa ta*, eme Jubas, *me va-unan a ranq*
*Chom amâ en esclavach evit va breur yaouanq*,
*Hac én a yêl d'ar guéar da gonsoli hon tad*,
*Rac anez gant ar chagrin e varvfe sur timad.*

Joseph o velet ervad e carent Benjamin, –

Hac o d'oa aoun da ober d'o zad poan ha chagrin,
O veza grêt d'e oll dud ac'hano sortual,
D'e vreudeur en em roas d'en em anaout ractal.

Pa n'en em gavas eno mui nemeto hac én,
Evellen e lavaras dezo a ur vouez crén,
Hac an daëlou o redec demeus e zaoulagad :
*Me e zeo ho preur Joseph... Ha beo eo c'hoas va zad ?*

E vreudeur a voe neuze qen terrupl sebezet,
N'ellas necun anezo lavarat guer ebet.
Joseph dê a lavaras : *Tostaït hardimant,*
*Ha n'ha pezet nep aoun, nep spont, nep nec'hamant.*

*Ne dê qet c'houi, va breudeur, Doue eo en deus grêt*
*Ma vijen en ho raoc er vrô-mâ digacet,*
*Evit miret na deujac'h, en amzer ar guernez,*
*Gant an naoun da berissa, c'houi hac hoc'h oll lignez.*

*Evel tad da Pharaon oun rentet gant Doue ;*
*Ne rér netra er vrô-mâ nemet dre va urz-me.*
*It buan ta, va breudeur, da gaout va zad d'ho prô,*
*D'annonç dezân ar c'hêlou e zeo c'hoas Joseph beo.*

*It.... ha lavarit dezân en deus roet Doue*
*D'e vab Joseph en Egypt an oll autorite ;*
*Eus va fere e leverot dezân dont d'ar vrô-mâ,*
*Ha n'en devezo enni dienez a netra.*

*Lavarit dezân digaç gantân e oll zanvez,*
*E vugale, e loened, hac e oll dieguez,*
*Ha me zalc'ha dizefot e famill, e loened,*
*En eur c'harter zo amâ, douar Gessen hanvet.*

*Abaoue ma ar guernez ne zeus nemet daou vloas,*
*Hac e deveus da badout pemp bloavez all c'hoas.*
*Ho preur Joseph a velit eo a barlant ouzoc'h :*
*It... hac hastit da zigaç va zad amâ ganeoc'h.*

Goude beza er guis-se e vreudeur consolet,
Ha roet dezo ivez qelennou mad meurbet,
Etre divrec'h Benjamin gant joa vras e saillas,

Hae en eur boqat dezàn fors daelou a scuillas.

D'e vreudeur all e poqas an eil-goude eguila,
Hac en eur boqat dezo e vouele druz ive.
Qen' voa neuze ne gredjont caout an hardieguez
Da lavaret guer ountà, qen bras voa o soüez.

Pharaon, Roue an Egypt, ractal ma clêvas voa
Erruet breudeur Joseph, en devoe calz a joa;
Da Joseph e lavaras : *Laqit rêi ed dezo*
*Qement hac a c'hoantaint, da-gaç ganto d'o bro.*

*Lavarit dezo ive dont amâ hep dale*
*Gant o zad hac o graguez ha gant o bugale,*
*Gant qement tra, en ur guer, a apparchant outo,*
*Hac oll vadou ar vrô-mâ a vezo evito.*

*Evit digaç o danvez hac o bugaligou,*
*Laqit rêi dezo ive kirri ha carrosiou.*
Joseph a laqeas rei dezo an oll draou-ze,
Hac a reaa dezo c'hoas presantchou goude ze.

Dec azen da vont ganto a reaa da zamma
Eus a vadou an Egypt, ha dec mul a vara;
Ha p'edont o partial, e lavaras dezo
Laqat eves na vije trous ebet entrezo.

REFLEXION.

Pell diouc'h dont d'en em venji eus e vreudeur iagrat,
Joseph a zeu, er c'hontrol, da ober dezo vad,
Ha pell dioc'h dont da ober rebech ebet dezo,
E teu e-unan memes d'excusi anezo.

Truez ha compassion en deveus o velet
Eus e vreudeur an anqen, ar spont, ar boan speret;
Hac a teu da lavarat eo dra o c'hassoni
En deus Doue procuret o mad hac e biui.

Carout hon adversourien hac ober dezo vad,
Zo ur gourc'hemen expres gant Jesus deomp great;
Gourc'hemen hac a velomp gant Joseph observet .

Pell araoc donediguez hor Zalver bennignet.

Nep a ra droug d'e nessa, ennes zo, a dra sur,
Dignoc'h a gompassion eguet nep en andur.
Caout ouz hou adversourien truez ta a dleomp,
Pa reont dezo o-unan mui a zroug egnet deomp.

---

## ISRAEL A YA D'AN EGYPT.

Bremeneur Joseph d'ar guëar o veza distroet,
D'o zad Israël ractal o deveus lavaret
E voa beo e vab Joseph, ha penaos e voa a
Eo en devoa en Egypt an oll autorite.

Israël o clèvet gante ur seurt nevezenti,
A voe neuzet qer souezet n'elle qet o c'hredi.
E vugale a gontas neuze' partieulier
Qement a voa c'hoarvezet gant Joseph, e vab qer.

Pa velas ar presantchou hac ivez an trein bras
A voa dent d'e guerc'hat, neuze'r fin e credas,
Ha gant joa e lavaras : *Bremâ me zo contant;*
*Da velet va mab Joseph e zin certenamant.*

Balamour d'ar bromessa grèt gant Doue dezàn
Da rêi un deiz d'e lignez ar vrô eus a Ganaan,
En devoa aon na daje enep a volontez,
O vont da chom d'an Egypt gant e oll dieguez.

Aon en devoa na vije e vugale tentet
Da breferi an Egypt d'an douar prometet;
Rac an Egypt a voa eur vrô eus ar gaëra,
Pehini a fournisse abondanç a bep tra.

Rac-se ta eur sacrifiç da Zoue a offras,
Ha Doue dre ur vision souden eu assuras.
*Jacob, Jacob*, emezàn, *Doue ho tadou oun;*
*Da vont da vrô an Egypt n'ho pezit nep seurt aoun.*

*Me a vezo er vrô-ze coulz hac amâ ganeoc'h ,*
*Ho mab Joseph a zerro ho taoulagad deoc'h.*
*Eus ho lignez , er vrô-ze , ur bobl vras a zavo .*
*Pa vezo deut an amzer, m'o zenno ac'hano.*

Sur a volontez Doue , neuze e partias ,
Ha qement vad en devoa gantâ oll a gaças.
P'oe rentet tost d'an Egypt , e caças ur c'hannad
Da lavaret da Joseph e voa erru e dad.

Joseph o veza clêvet penaos e voa erru
E dad Israël d'an Egypt , a bartias diouc'h-tu ,
Ha qerqent a ma velas ar c'harros e pini
Edo e dad Israël , e tenas eus e hini.

Ne qet possubl exprima ar joa vras o devoe ,
Hac an daêlou a scuiljont an eil hac eguile ,
Rac oc'h en em vriata e voent pell a amzer
Heb ma elle anezo nicun lavaret guer.

Erfin , e dad da Joseph a zeu da lavaret :
*Ne ràn fors evit mervel bremâ , p'em eus güelet*
*Oc'h c'hoas beo , va mab Joseph ; netra ebet en tout*
*N'em eus mui var an douar bremâ da zezirout.*

Joseph da gaout Pharaon gant e dad a yeas.
O velet en d'oa doara da veza oajet bras ,
Pharaon a c'houlennas pe oad ta en devoa ,
Israël a respontas dezàn er fêçon-mâ.

*Sir, dec vloas ha c'hoec'h-uguent ne zeus qen*, emezàn,
*Aba eo ho servicher estranjour er vrû-màn ;*
*Mes allas! meur a drevere hed va buez' meus bet ;*
*Cetu eno ar réson m'oun qer cûs da velet,*

*Calz a vanq na ven c'hoas erruet gant an oad*
*Ma zé bet estranjourien va zad côs ha va zad.*
( Evel-se an dud santel , epad m'edont er bed ,
Zo evel estranjourien en em gonsideret. )

Joseph , dre ma teziro e verche disparti

E dud dioc'h re an Egypt, a zeu d'o angaji
Da zisclêria d'ar Roua penos voant pastoret.
( Ar seurt tud-se en Egypt a voa tud disprijet. )

Rac-se digant Pharaon e teu da obteni
Evito douar Gessen, douar mad d'ar peuri,
E peleac'h en devoe sourci da fournissa
Evit o bevanç dezo abondanç a bep tra.

Evellen diouz ar guernez, dre brovidanç Doua,
E voe ta pobl Israël laqet e savete.
Ar bobl-se a voa neuze ur bobl meurbet dister,
Pemzec den ha tri-uguent ne d'oa qen e nivar.

### Reflexion.

Evel-se eo gant Doue reglet a boent e poent
Qement a zen da c'hoarvout er bed-mâ gant e sent;
Poan ha laouenediguez an eil varlerc'h eben,
Cetu penaos gant Doua eo reglet buez an den.

D'an dud just e ro Doue er bed affliction,
Da viret na deuint ountân da staga o c'halon,
Evit miret na zeufent d'en em digouraji;
Goude an affliction a teu d'o c'honsoli.

An divouer eus a Joseph, d'a dad qen anqenius,
A voe dezân goude ze meurbet avantajus,
Hac eus e dad an divoaer da Joseph a zeuas
Da veza'r pen-caos ive goude eus a c'hloar vras.

Oc'h en em velet gouda e voent didomajet
Dra ar joa vras o devoe eus ar boan o d'oa bet,
Evelse e teu Doue dre an affliction
Da brepari evidomp ar gonsolation.

Mes, er c'hontrol, mar boe ta bugale Israël
Evurus braa en Egypt, a teuas da zevel
Ur bersecution estranch goude enep o raç,
Hac o devoe d'anduri er vrô-se poanion bras.

Evit ar güir gristenien ez eo ivez ar bed

Ar pez ma voa an Egypt d'an Israëlitet;
Hac ar pez a erruas gant a remâ eno,
A dleont iva gortos er bed d'erruout ganto.

---

## MARO HAC ANTERRAMANT ISRAEL.

Israel e brô an Egypt a vevas seitec vloas
E peoc'h, a tranqilite, hep nep seurt ambaras;
Pa zantas eus ar maro o tostât an termen,
E vab Joseph d'e gavet a laqas da guemen.

*Promettit, va mab, din-me*, a lavaras dezân,
*Ne laqot qet enterri corf ho tad er vrô-man,*
*Mes er c'hontrol, promettit er c'haçot da repos*
*D'ar volz ma e ma corfou va zad ha va zud côs.*

Joseph dezân' brometas, ha memes dre e le,
Ne vanqje qet da ober ar pez a c'houlenne.
O veza clêvet goude e toc'borra e dad,
E teuas c'hoas d'e velet un deiz gant a zaou vab.

Israël, evel ma clêvas voa deut Joseph d'a dy,
En instant-se a zantas e gourach o cresqi;
Ha var a vele neuze o veza azezet,
Evellen d'e vab Joseph e teu da lavaret:

*An daou vab-se*, emezân, *a laqin-me ive*,
*O rêi dezo va bennos, e renq va bugale.*
Joseph a ras d'e zaou vab neuze tostât outâ,
Israel a boqas dezo en eur o briata.

D'e zaou vab e ras Joseph goude en em laqat
Var o daoulin d'an douar e qichen treid e dad;
En tu deo e leqeas Manasses ar c'hossa,
O laqat en tu cleiz Ephraim ar yaouanqa.

Mes gant Doue inspiret, Israël a laqas,
O rêi dezo e vennoa, a ziou vrec'h a groas;

Rac-se var benn ar c'hossa e zorn deiz a laqa,
Hac e zorn deo er c'hontrol var benn ar yaouanqa.

Lavarat a reas dezàn : *An Autrou soureren*
*Da bini eo va zadou bet guir servicherien,*
*Pini en deus va maguet bete'n heur a vrema,*
*Ra zeuy da rêi e vennos d'an daou grouadur-mà.*

*Ra vezo dre ho lignez memor ac'hanòn-me,*
*Assambles gant Abraham ha gant Isaac ive,*
*Ha ra zeuyo da veza gant o raç o daou*
*Dre ar bed, gant an amzer, poblet an oll vroyou.*

Joseph, pini a grede voa dre zievestet
Eo en devoa Israël ar breferanç roet
Da Ephraïm var Manasses, a lavaras dezâ:
*Va zad, sonjit ez eo emd va mab enâ.*

*Ho torn deo' ta a dlefac'h da laqat varnezan.*
*Va mab*, eme Israël, *me voar petra' a ràn;*
*Eus a emd e sava, evit güir, eur bobl vras,*
*Mes lignez e vreur yaouanq a vezo brassoc'h c'hoas.*

Israël o veza neuze inspiret gant Doue,
A zeu da gomz er guis-mâ ouz e oll vugale:
*Deut oll en dro din amd, ma lavarin deoc'h*
*Petra a dle erruout un deiz a zeuy ganeoc'h.*

Disclerya a reas dezo voa a lignez Judas
E teuje var an douar, un deiz, ar Messias;
Annonç a reas dre gomzou meurbet mysterius,
Ar vuez hac ar maro eus hor Zalver Jesus.

Demeus e zonediguez e vercas sclêr memes
An amzer, o lavaret eus ar memes lignez
E vije var an douar ur prinç benac bepret,
Betec an donediguez eus a Zalver ar bed.

Goude m'en d'oa Israël roet d'e vugale
E vennos, da bep-hini, an eil goude eguile,
Goude beza disclêriet petra dlie erruout
Gant o raç, e lavaras evellen dezo tout :

*Bremâ ta, va bugale, me a ya da repos*
*D'al leac'h e pehini e mâ va zadou cós:*
*Memor ho pezo eta da gaç da enterri*
*Va c'horf d'ar volz ma e mâ re o c'horfou-hi.*

Israël var e vele neuze'n em astennas,
Hac evel en ur gousqet, ractal e tremenas,
Gant ar peoc'h eus ar brassa, evel ma varv ar zent.
Beza en devoa neuze seiz vloas ha seiz-uguent.

Var bisach e dad neuze Joseph en em stlapas,
Hac en eur boqat dezân, daëlou druz a scuillas.
Corf e dad a ordrenas goude da ambomi,
Evit ma vije casset d'e vrô da enterri.

Epad daou vis dec devez dre'n oll Egypt e voe
Douguet caôn da Israël. Joseph ouz ar Roue
Permission a c'houlen da vont da enterri
E dad d'ar volz ma edo e dadou côz enni.

Pharaon a gonsantas, hac oll dud e bales
A yas d'an enterramant gant Joseph assambles;
Darn anezo var guezec, darn all e carrosiou;
Qement a bobl en heulie, m'oa carguet an hentchou.

Joseph, goude m'en devoa e dad qer enterret,
D'an Egypt, gant e vreudeur, a zo bet distroet;
En aoun na raje Joseph dezo neuze santout
An droug o d'oa great dezân, e zejont d'e gaout.

Dezân' ta e lavarjont : *Hon tad qer*, emezô,
*En deus lavaret deomp-ni abars m'eo bet maro:*
*Lavarit d'am mab Joseph penaos er supplian*
*Da bardoni an oll droug oc'h eus bet grêt dezan.*

*Rac-se' ta d'hor pardoni e pedomp ac'hanoc'h,*
*Hac e vezimp a vrêmâ servicherien deoc'h.*
Joseph a scuillas daelou o velet o encres,
Hac a lavaras dezo gant calz a vadelez:

*Var guemense, va breudeur, n'ho pezet aoun ebet:*

*An draze zo ganeme pell a zo pardonet;*
*Ne dlefec'h qet ignori em eus doujanç Doue,*
*Hac e fell din imita e drugarez ive.*

*Dre an droug oc'h eus clasqet d'ober dìn, va breudeur,*
*Doue, dre e brovidanç, en deus grêt va boneur,*
*M'em bezo sourci ato da vezur ac'hanoc'h:*
*Bezit eta disourci, ne vango netra deoc'h.*

REFLEXION.

Gant an nep a gar Doue, er bed n'erru netra
Nr vez, eme'n abostol, avantajus dezà.
Buez Joseph a zisquez deomp ar virionez-se,
E esclavach a voe caos eus a c'hloar goude.

---

## MARO JOSEPH.

### HENVELEDIGUEZ ETRE E VUEZ

#### HAC HINI HOR ZALVER.

JOSEPH epad e vuez a gonservas bepret
Ar memes autorite en devoa recevet
Digant Roue Pharaon, hac evit avantach,
An oll Egypt anezi a reas bepret usach.

Betec an drede lignez, o veza bet guelet
Bugale a vugale, hac o veza santet
E tosta eus e varo an termen hac an heur,
Evellen e lavaras neuze d'e oll vreudeur:

*Tostât a ra an termen da vervel,* emezàn,
*Ha goude-ze e teuyo Doue d'am bisita,*
*Ho pezet neuze memor da gaç va relegou*
*Ganeoc'h, da enterri etal re va zadou.*

D'an oad eus a seitec vloas voa bet Joseph güerzet,
Trizeç vloas en esclavach en Egypt ez oa bet,
Ha d'a drêgont vloas e voe tennet eus ar prisoa,
Evit beza presantet d'ar Roue Pharaon.

Mervel a reas d'an oad eus a zec vloas ha cant,
Goude var an oll Egypt beza bet intandant
Epad pêvar-nguent vloás, cetu pegueit é bet
Ar recómpanç ar bed-mâ eus e baciantet.

E boan eu d'oa recevet gant action a c'braç,
Ha rac-se e voe ive e recómpanç qer bras.
Corf Joseph gant e vreudeur o veza ambomet,
En ur volz eus an Egypt voe neuze enterret.

Joseph zo bet er bed-mâ ur portret hac ur sqüer
Hac evel ur melezour a Jesus hor Zalver;
Joseph gant e dad cacet da velet a vreuder,
A represante Jesus deut da glasq ar pec'her.

Nemet goal drêtamanchou n'bo deus cavet ive
Abers ar re a glasqent, an eil hac eguile;
Josepb a zo bet güerzet gant e vreudeur memes,
Unan eus a zisqibien a verz Jesus ivez.

Habit Joseph o veza distrempet bars er goad,
Gant e vreudeur er c'hu-se voe presantet d'e dad:
Jesus en deveus ive bet d'e Dad Eternel
Presantet evidomp-ni lenn c'hoad e gorf santel.

Etre daou zen er prison, da unan anezo
E c'braç a annonç Josepb, d'eguile ar maro:
Represanti a rea d'ar poent-se hor Zalver
Ouz ar groas pa voa stagnet e creiz etre daou laër.

Da nnan eus ar remâ a prometas ive
Hor Zalver a dra certen e vije en daiz-se
Gantân eu e varados: eguile a lezas
Da vont d'an tân eternel a gostez e groas.

Epad daou vloas er prison eo bet ancounacheat

Joseph gant ar boutailler, ha Jesus ouz e dad
En deus bet en em glèmet ivez o lavaret :
*Perac, va zad*, emezàn, *oc'h eus v'abandonet ?*

Joseph tri bloas er prison a represant ivez
An tri devez ma voe corf hor Zalver er bez :
Gloar e Resurrection a zo ive merqet
Dre'r c'hloar vras da behini e voe Joseph savet.

Joseph d'e adversourien en deveus bet grêt vad :
Evit e re, en devéus Jesus scuillet e voad.
Elèc'h tamal e vreudeur, Joseph o excuse :
Jesus en deus great excus e vourrevyen ive.

Gant Pharaon voe Joseph banvet salver ar bed,
Dre'n hano-ze, oc'h Jesus eo c'hoas henvelebet ;
Joseph en deus roet bara da vezur ar c'horfou,
Jesus zo en em rentet bara an eneou.

FIN.



E Montroulez, e ty LÉDAN, e traôn ru ar Vur.

